

# CANTIQ SPIRITUEL

## AR BUHÉ SANT BIHUI,

Pehani zou bet Person ér Barræs-zé, é Escobty Guenèd.

Compagnonéh gùir Christenion,
Deit p'en d'ob é devotion,
Laqueit hou calon hac hou spi
De gleuet buhé Sant Bihui.

En de quênt Santès Cathelin,
Clasquet é gouil de virhuiquin;
De vis Calangouyan p*b plai,
Hervé meidi én é vabé.

Evé seul en Asçansion
E ta en dud a bep canton
De vélet er place beniguet
Me hoai é Pen deuhantéret.

Bihui e oé un dén santel,
Guenedig ag en Angletér,
Hac é treménas er mor bras
E compagnonéh Sant Gueltas.

En deu Sant-cé assamblemant
A vivas pêl devotemant,
En ur rein a berh en Ilis
Ansaignemanteu é peb quis.

Un Ermitage ou doai savet
En ur beuranté vras meurbet,
Etal Blañoëh idan ur roh,
Peba vén glas dehai de cloh.

A la fin Doué a bermettas
Me oai choéget espres Gueltas
De vout Abbad in Abbati
E Rhuis pêl mad doh Bibui.

Er hantouis bihan ha bras
A suplias ol Sant Gueltas
De lezel Sant Bibui guet-té,
In Ermitagic santel-zé.

Er Person'ag er Barræs cé
A varhoas ér memb amzér-zé,
Hac er Barræs cotibunon
Goulen Bibui de vout Person.

Dré græç Doué hac Escob Guénèd,
Bibui Person a hosi banvet;
Hag a houdé me hoai Person
En devoai soin a bep unon.

Bibui a vuelhai d'ur glinhuet,
En terriplan a zo ér bet:
Droug dent,' er vet hac er gounar,
N'en dês quet ou far ar en doar.



Bihui a hoai ur Bugul mad
De gondu é devent erbat ;
Na noz na dé ne relusé ,
Evit pêllat en drong doh-té.

Un dé Sul é hoai én Ilis ,
Prest-cair de gommaoce é Office ,
Pe arrivas ur fal laquès
D'un duchentil a vès Parès.

El laquès èl me arrivas ,
De gouz d'oh er Person é bas ,
Evit gobér é complimant ,
Herve gourhemén en tirant.

Bonjour d'oh , autrou er Person ,
Me huel é hoh én oræson ;
Me Mæstr a guemén d'oh donnet
Souden hemb tardein d'er havouet.

Na vet nag excus na ræson
A viron d'oh a varchein bion ,
Afin de vuelhat d'é ol châs
A clanhouas nibour guet er rage.

Bibui nezé a respondas ,
Guet un doustér hac a hoai bras :
Me mab , retournet d'er Hastel ,
Laret d'ou Mæstre ne vein quet pèl.

Doné , er hetan de vout càret ,
Er hetan de vout cherviget ,
Arlerh hennéh m'er chervigeou
A vrassan puissance em bezou.

Pe vo achevet me Office,
Ha m'en devér ag en Ilis,
Me Olfevren ha me Fredec,
Me yei én ær-zé d'er bavouet.

El laquet fal retorn d'er guær,
Rapportein d'é Væstr er hontrær:
Me Mæstr, Bihui ne brisai quet
Na conz doh-ein na me klevet.

En tirant quentéh é colér,
Guerucl é laquésion d'er guær,
En em armet bihan ha bras,
Ha d'eign-mé reit me houtelas.

Ha dam ni ol cotibunon
De gavouet Bihui er Person,
We laquat é goaid de ridéc,
Pé autremant n'er havemb quet.

A pe antrésant én Ilis,
E hoai é achive é Office,
E hoai Bihui gusquet é gnen
E célébrein é Olfevren.

Hemb respectein Doué na lézen,
En tirant scoein ar lein er pen;
Hemb respectein Doué na sacrér,
Ean er scoas doh en Autær.

Er momant-cé é queméras
En hent de vonnet de Gueltas;
Guet press a retorn d'é Gastel
E sortias ne voai bet pêl.

De ben me arrivas ér guér,
E hoai alléget é salér ;
Rac é châs hac é ol lonnet
E gavas nezé arraget.

Hac él léh me houent arrestet,
En hum gavezant achapet ;
Ha dré permission divin,
E rezant dehon ur goal fin.

En ær me antras én é borh,
Ne glevet mui nameit cri forh,
Guet el lonnet ou devorsi,
E lemel ou buhé guet-hai.

Tud ba lonnet a bérissas,
Hac er porh ravaget denedias,
Eveit discoein de bep-unon
Er hrim a dougue punission.

Eveit Bibui a finissas,
E lein é ben er boutelas,
E Offevren hac é Predec,
Hac camiat d'é nì devent.

Hac ér fin dehai é larss
E hai de gavet Sant Gueltas,
D'en devout, èl ur gùir Christan
Er Sacramanteu devéhau.

Er momant-cé é queméras
En bent de vonnet de Gueltas,
Ha quement a voai én Ilis
A yas guet-on bedic Rhuis.

De gred parfæt é hoai Ælet
A laras dc ré a boai ér guér
En torfæt a voai commettet
En andret ou Ferson câret.

Ind a yas ol én general·
De Lanvaus de gavouet er ral :
Eno é treméoant en nos
Guet conzeu ou Doué hemb repos.

Eno ne voai na bourh na quær,
Eveit cavouet en ordinær ;
N'ou devoai na nan na séhet,
Hac y é coro ur houet loget.

Miracl bras oai, hemb dout erbet,
Dré græce Doué, er Sant beniguet
A bourveias d'é Paroissionet
Ha de zalbrein ha de ivet.

Goudé m'ou doai, ar ou deulhiu,
Groeit ou oræson forh vitin,
Assambl é hezant de zisquen
De vordic er mor a Vaden.

Pé ouent arrive é bord er mor,
E hoai ha lestr ha passageour,
A berh Doué énou degasset
D'ou zremén ol én ou yehet.

Bras oai en trous hac en tampest
Ag er mor pé antreaunt él lestr ;
Trogairé Doué ha Sant Bihui,
N'en doai quet bet droug hanni.

A pe antrézant ar en doar,
Confort a gavant hemb é far,
El lestr, evé er passagér,
A zisparissas a ou guel.

De ziscoein dehai sclæremant
E hoai Doué ag er Firmamant
Eo devoai daveet t'ai Ælé
D'ou zennein ag en dangér-ré.

Er fin, pe zas en disparti
Entré en devent ha Bihui,
Crih a galon ne gouélezé
E clevet en adieu a ré.

Me ineu sur abarh un ær,
A vo juget guet er barnér,
Pedet Doue aveid on perpet,
Mé évé, n'hou ç'ancoéhein quet.

Srrivet doun én hou caloneu
Me ol avertissemanteu,
Mar em bai græce de guet Jesus,
Me vo evit oh poénius.

Er promess zo accomplisset,
Rac quement a vai badeet
Ar fonce é Ilis beniguet
N'ou dès bet jamæs arraget.

A p'en dé Bihui dré Rhuis,
Sant Gueltas a voai én Ilis,
Hac é Veuéh é cadouérieu
E cannein de Zoué Gospereu.

De Gueltas é hoai revélet
E té Sant Bihui d'er havouet,
Hac eo hur monnet ar en arben,
Guet er veoćh én ur vanden.

El ma antras é creis er guær,
Ar é deuhlin, d'é ami caër
E laras : Reit d'ein absolven,
Ne mès mui gouêd meit ém querheu.

Quentéh é rantas a dra sclér
E ineu de Zoué é grouéér,
Afin de receu recompance
A é boénieu hac é souffrance.

Eno é ma het interret
Guet solannité bras meurhet :
En n'emb er ped guet fiance vad
En devai ér bed-man é grad.

FIN.




E Guenéd, é ty J.-M. Galles, é ru er Préfectur.

